**Fichenn deknik** **Implijout ar mikroskop optikel**




| | |
|---|---|
| Heuliañ a ran ar reolennoù surentez. | |
| Gouest on da fardañ ul laonennad. | |
| Gouest d'he lakaat war ar bladenn. | |
| Gouest on da implijout an objektivoù x 4 ha x 10. | |
| Gouest on da glask war-lerc'h un dachenn dedennus. | |
| Gouest on da reizhañ gouloù ha kontrast. | |
| Gouest on da implijout an objektiv x 40. | |
| Gouest on da cheñch ar reizhañ dre vunut. | |
| Gouest on da renkañ an dafar. | |

Ar gouloù eo a implij ar mikroskop optikel (= lagadel = fotonek). Rankout a ra neuze ar gouloù treuziñ ar standilhonenn a-raok tremen d'an objektiv ha bezañ adkaset d'al lagadenn ; gwelet a-dreuz ur standilhonenn  a vez neuze. A-drugarez d'an objektivoù ha d'al lagadennoù e c'hell bezañ brasaet ar skeudenn kaset. Kreskamant ur skeudenn a vez jedet en ur lieskementiñ brasadur an objektiv gant hini al lagadenn  implijet.

Sevel ul laonennad

Treuzwelus-mat a rank bezañ ar standilhonenn. Lakaet a vez anezhi en dour etre daou damm gwer anvet laonenn ha laonennig. Arabat d'ar standilhonenn bezañ brasoc'h eget al laonennig; Meur a c'hell a c'hell bezañ lakaet war an hevelep laonenn gant ma ne vez ket a veskaj etrezo. Da ziwall a zo pa lakaer al laonennig, kuit da ebarzhiañ aer en dour.







**Skouer : Sevel ul laonennad gant epidermenn ur penn-ognon**